Wikipedia

# Tamileg

Ur yezh dravidek eo an **tamileg** (*tamil* தமிழ் LFE /tæmɪɻ/), komzet e Tamil Nadu (kreisteiz India) hag e Sri Lanka dreist-holl, hag ivez e Karnataka, Kerala ha Maharashtra. Kavet e vez ouzhpenn tamilegerion dre ar bezh a-bezh ha 18ved yezh muiañ komzet ar bed an hini eo gant 74 millon a dud a ra gantañ.

Ur yezh klasel bev an hini eo ha savet ez eus bet lennegezh e tamileg abaoe daou vil bloaz ha chomet eo digemm ar yezh skrivet abaoe keit-all.

Tost-tre eo an tamileg d'ar malayalameg.

Unan eus yezhoù ofisiel India an hini eo, hag hini Tamil Nadu. Ur statud ofisiel he deus ar yezh ivez e Sri Lanka ha Singapour hag anavezet e vez ivez e Bonreizh Suafrika.

Disheñvel-mik eo ar yezh skrivet klasel (*centamil*) diouzh ar yezh komzet (*koduntamil*). Rannyezhoù lec'hel ez eus ivez.

**Tamileg**
**(*Tamil, தமிழ்*)**

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | India, Sri Lanka, Singapour, Suafrika |
| Rannved : | Azia |
| Komzet gant : | 74 000 000 (1999) |
| Renkadur : | 13-17 |
| Familh-yezh : | Yezhoù dravidek |

- Yezhoù dravidek ar su
  - Tamil-Kannada
    - Tamil-Kodagu
      - Tamil-Malayalam
        - **Tamileg**

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | India, Sri Lanka, Singapour |
| Akademiezh : | meur a hini |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | ta |
| ISO 639-2 | tam |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | TCV |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Gwelet ivez

- Yezhoù dravidek
- Roll yezhoù ofisiel India
- Skritur tamilek

## Liammoù diavaez

- *Ethnologue* (http://www.ethnologue.org/show_language.asp?code=TCV)
- *Rosetta Project* (http://www.rosettaproject.org/live/search/detailedlanguagerecord?ethnocode=TCV)
- *Mirdi ar yezhoù* (http://www.language-museum.com/t/tamil.htm)
- Yezh ha lennegezh (http://www.tamilnation.org/literature/)
- Deskiñ tamileg (http://ccat.sas.upenn.edu/plc/tamilweb/) -
- Testennoù ha kentelioù tamileg a-bep seurt (http://www.tamilvu.org/)